WIKIPEDIA

# Gwambiaeg

**Gwambiaeg** *(**namtrik** pe **namui wam** e gwambiaeg, **guambiano** e spagnoleg)*, a reer eus ur yezh amerindian komzet en Andoù gant Gwambiaiz e trowardroioù Silvia, e departamant Cauca e mervent Kolombia. Un tammig ouzhpenn 10 000 a dud a gomze ar yezh-se e dibenn an xx[vet] kantved). Bev-birvidik eo ha treuzkaset e vez c'hoazh a rumm da rumm, ha pa vefe bet dilezet gant ul lodenn eus ar bobl. Krog eur d'he c'helenn e skolioù zo. Ul lodenn eus bonreizh Kolombia zo bet troet e gwambiaeg. Emskiantek-kenañ eo Gwambiaiz, anezho ur bobl labourerien-douar, emañ o yezh en arvar ha stourm a reont evit he c'has war-raok. Skoueriekaet eo bet doare-skrivañ ar gwambiaeg (ha pa vefe tabut c'hoazh) ha meur a destenn zo bet embannet er yezh-mañ.

En-dro da Wambiaiz e vev ur bobl indian all an Nasaed (pe Paesed) a gomz nasaeg (pe Nasa yuwe). Kalz niverusoc'h eo ar re-mañ (e-tro 100.000 a dud). Totoroeg a gomzer ivez e kumun amezek Totoró. Daoust ma oa bet soñjet e penn kentañ e oa ur yezh distag eus an totoroeg, ur rannyezh wambiaek eo.

| Gwambiaeg (*Wam*) | |
|---|---|
| **En arvar** | |
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | Kolombia |
| Rannved : | Amerika |
| Komzet gant : | 12,000 - 15,000 (2000) |
| Renkadur : | Goude 100 |
| Familh-yezh : | Yezhoù barbakoek |
| | ▪ **Gwambiaeg** |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | - |
| Akademiezh : | - |
| **Kodoù ar yezh** | |
| ISO 639-1 | - |
| ISO 639-2 | got |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | GUM (http://www.sil.org/iso639-3/documentation.asp?id=pbb) |
| Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh. | |

## Taolenn



## Familh-yezhoù




Boas eur da renkañ ar gwambiaeg e-touez ar yezhoù barbakoek (skourr ar yezhoù kokonoukoek) met e gwirionez n'eo ket asur tamm ebet ar rummata-se n'eo ket diazezet war ur studi wirion eus ar yezhoù a renker evel-se.

C'hoarvezet ez eus bet gant yezhoniourien zo renkañ ar gwambiaeg e-touez ar yezhoù nasaek. Evit doare n'eo ket soliet ar gerentiezh goulakaet-mañ ha soñjet e vez muioc'h-mui hiziv ez eo an nasaeg ur yezh digenvez.

# Istor

Displann-kenañ e hañval bezañ istor ar gwambiaeg zo ur yezh n'eo ket meneget nemeur er mammennoù istorel skrivet deuet betek ennomp. Ken eo bamus soñjal eo chomet bev ar yezh-mañ zoken pa'z eus bet marvet kemend-all tro-war-dro. Istorourien kolombian lec'hel zo o deus embannet e vije deuet ar gwambiaeg eus Perou, degaset ma vije bet Gwambiaiz e-touez an arme Indianed savet gant an alouberien spagnol evit argadiñ Kolombia. N'eo ket bet prouet ar soñj-se. Er c'hontrol, embann a ra Gwambiaiz bezañ o vevañ war o zachenn a-holl viskoazh. Evit doare e felle da istorourien kolombian zo prouiñ ne oa ket Gwambiaiz eus ar vro ha, dre se, n'o doa ket muioc'h a wirioù war an douar eget diskennidi ar Spagnoled. Diskouez splann a ra koulskoude lec'hanvadurezh ar vro ma komzer gwambiaeg hiziv e vez komzet ar yezh el lec'h m'emañ abaoe pell-tre. Da skouer, Ur gumun er mervent da Silvia zo anvet Novirao, stumm spagnolekaet **Nupirau**, an anv a ro Gwambiaiz d'o bro. Kement-se lavaret, ha daoust ma n'eo ket asur tamm ebet c'hoazh rummatadur yezhoù Kolombia, e c'hallfe bezañ darempredoù kerentiezh etre ar gwambiaeg ha yezhoù all (evel an awa, anvet ivez kwaikareg) komzet muioc'h er su e departamant Nariño war an harzoù gant Ecuador.

E gwambiaeg e ra **Nupirau** (an douar bras) Gwambiaiz eus o bro.

# Deskrivadur ar yezh

Pemp soniad vogalennek ha 17 fonem kensonennek zo e gwambiaeg. En o zouez es eus kensonennoù kildro.

## Vogalennoù

| | A-raok | Kreiz | A-dreñv |
|---|---|---|---|
| **Serr** | i | | u |
| **Kreiz** | e | ø | |
| **Digor** | | a | |

## Kensonennoù

| | labial | alveolar | kildro | palatal | velar |
|---|---|---|---|---|---|
| **oklusivennoù divouezh** | p | t | | | k |
| **fic'h** | | ʦ | ʈʂ [✍: tš] | ʨ [✍: ç] | |
| **friet** | m | n | | ɲ [✍: ñ] | |
| **c'hwezh** | | s | ʂ [✍: š] | ç [✍: ŝ] | |
| **kostez** | | l | | ʎ [✍: ly] | |
| **fraoñv** | | r | | | |
| **dre dostaat** | | | | j [✍: y] | w |

Dsitaget e vez ar strollad kensonennoù divouezh 'p', 't', 'ts', 'tš', 'ç', 'k', evel mouezhiet 'b', 'd', 'dz', 'dζ' [ɖʐ], 'J' [ɟ], 'g' [ɡ], war-lerc'h ar c'hensonennoù friet pe kev; ouzhpenn-se e tistager ar strollad 'p', 'tš', 'k', evel kensonennoù dre c'hwezhañ mouezhiet 'β', 'ζ' [ʐ], 'γ' [ɣ], etre vogalennoù hag e dibenn ar gerioù; pe evel kensonennoù dre c'hwezhañ 'f', 'š', 'x', e dibenn ar gerioù. Staonekaet e vez ar gensonenn 'k' dirak 'i' (ky / ç). Seniñ a ra an 'n' evel un 'm' dirak 'p' *pe* 'b'.

## Geriaoueg

- Setu un daolenn a laka war wel un nebeud gerioù gwambiaek a-geñver gant yezhoù all eus mervent Kolombia. Merzout a c'haller pegen tost eo ar gwambiaeg eus an totoroeg.

**Roll gerioù**

| Brezhoneg | Gwambiaeg | Totoroeg | Awa | Nasa Yuwe |
|---|---|---|---|---|
| Dorn | tasik | kambil | ? | kuse |
| Dour | pi | pi | ? | yu' |
| Fri | kim | kim | kimpu | ? |
| Maen | sruk | shuk | uk | ? |
| Maiz | pura | pura | ? | ? |
| Maouez | isruk | ishu | ? | ? |
| Pet | maya | man | ? | mants |
| Penn | tur (pushuk = blev) | pushu | ? | tsûcj |
| Skouarn | kalu | kalo | kaill | ? |
| Teod | nilø | nile | ? | ? |
| Ti | ya | ya | yal | yat |
| Troad | kazik | kasich | ? | ? |

## Lizherenneg

Daou zoare-skrivañ zo dreist-holl (gant adstummoù).

1. Hini an I.L.V. (spagnolekaet), diazezet er bloavezhioù 70 gant Judith ha Thomas Brancks.
2. Hini Cabildo Guambia.

Da varn diouzh an dielloù embannet e gwambiaeg e c'heller digejañ daou brantad e doare-skrivañ an I.L.V.

- Dielloù etre ar bloavezhioù 1978 ha 1987.

1. c evit k atav.
2. b, d, g evit p, t, k atav e-kreiz pe e dibenn ur ger.

- Diell eus 1994.

1. k e lec'h c atav.
2. p, t, k e-lec'h b, d, g e-kreiz hag e dibenn ar gerioù.

An emdroadur en doare-skrivañ an I.L.V. e dostañ kalz eus hini ar C'habildo; diskouez a ra ez eo gant doare-skrivañ ar C'habildo emañ al lañs bremañ.

- Setu roll al lizherennoù a reer ganto evit skrivañ ar gwambiaeg :
  **A - CH - E - F - I - K - L - M - N - Ø - P - R - S - (SH) - T - U - W - Y**
- Ouzhpenn-se, e gerioù amprestet digant ar spagnoleg e c'haller kaout al lizherennoù da heul :
  **B - D - G - J - O - V**

### Kudennoù reizhskrivañ

Daoust d'an araokadennoù bras bet graet e dibenn an xx$^{vet}$ kantved, n'eo ket peurziazezet doare-skrivañ ar gwambiaeg c'hoazh. Setu perak e kaver, hervez an aozerien, diskoulmoù disheñvel da grafoù kudennek zo.

- E dibenn ar gerioù e c'haller kaout I pe Y goude ur vogalenn evit merkañ an hantervogalenn [j]

Da skouer :

1. **Mai** pe **May** *(hent)*
2. **Møi** pe **Møy** *(bremañ)*
3. **Ñui** pe **Ñuy** *(e)*

- Douetañs a sav evit skrivañ gerioù a c'hoarvez distresadurioù fonologel enno (hevelebekadurioù), hervez reolennoù distagañ reizh ar yezh.

Da skouer :

1. diwar ar ger **sruk** (maen) hag an elfenn vihanaat **-tsik** (-ig e brezhoneg) e stummer **sruktsik** (maenig), distaget [sruː tsik]. Ha ret eo skrivañ **sruktsik** pe **sruutsik** evel ma ra skriverien zo ?
2. N'eo ket sklaer evit an holl penaos arouezianñ an "oklusivenn c'harloc'henn", merk ar goulenn alies, ha daoust ha ret eo he arouezianñ zoken. Skriverien zo a implij an **h** evitañ, an ILV peurgetket.

# Gwelet ivez

- Istor ar gwambiaeg skrivet
- Totoroeg
- Léon Douay

# Daveennoù


- Pachón, Ximena "Guambía" 1987: *Introducción a la Colombia Amerindia*: 235-248. Instituto Colombiano de Antropología; Bogotá. ISBN 958-612-051-1
- Vásquez de Ruiz, Beatriz 1988: *La predicación en Guambiano*; CCELA, Universidad de Los Andes, Bogotá. ISSN 0120-9507